WIKIPEDIA

# Samieg an Norzh

Ur yezh samiek eo **samieg an norzh** pe **sámi an Norzh** (*sámegiella*, *davvisámegiella*) eus familh ar yezhoù finnek-ougrek komzet gant 15 000-25 000 den e hanternoz Norvegia, Sveden ha Finland.

Ar yezh samiek muiañ komzet an hini eo.

Israñnet e vez e teir rannyezh pennañ :

* Rannyezh Torne
* Rannyezh Finnmark
* Rannyezh an arvor

Skrivet e vez en un doare unvan gant al lizherenneg latin gant un nebeud lizherennoù ispisial ouzhpenn :

A/a, Á/á, B/b, C/c, Č/č, D/d, Đ/đ, E/e, F/f, G/g, H/h, I/i, J/j, K/k, L/l, M/m, N/n, Ŋ/ŋ, O/o, P/p, R/r, S/s, Š/š, T/t, Ŧ/ŧ, U/u, V/v, Z/z, Ž/ž.

**Samieg an norzh (*Davvisámegiella*)**




An tolead **5** eo hini samieg an Norzh

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Norvegia, Sveden, Finland |
| Rannved : | Norzh Europa |
| Komzet gant : | ~25 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù ouralek<br>▪ Yezhoù finnek-ougrek<br>▪ Yezhoù finnek-samiek<br>▪ Yezhoù samiek<br>▪ **Samieg an Norzh** |

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | Enontekiö, Inari, Sodankylä hag Utsjoki e Finland |
| Akademiezh : | Ruovttueatnan gielaid dutkanguovddáš |
| Urzh ar gerioù : | SVO |

## Taolenn



## Yezhadur

Ur yezh daspegel gant kalz a zispegadurioù eo samieg an Norzh, ur yezh hag he deus meur a fed yezhadur boutin gant ar yezhoù ouralek all. Emdroet-kenañ eo ivez war-zu morfologiezh ar c'hendeuziñ hag an displegañ, evel an

estoneg a zo kar a-bell dezhañ. Dre se, n'eo ket gant lostgerioù hepken eo merket ar morfemennoù, met ivez gant kemmoù morfofonologel ar wrizienn. E-touez ar c'hemmoù morfofonologel ez eo reizhiad an derez kensonenn an hini pouezusañ hag an hini kempleshañ.

| Kodoù ar yezh | |
|---|---|
| ISO 639-1 | se |
| ISO 639-2 | sme |
| ISO 639-3 | sme |
| Kod SIL | LPR |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Troadoù

7 troad a zo e samieg an Norzh en unander, daoust m'eo heñvel furmoù ar genitiv hag an akuzativ, ha dre se e vez lavaret gant lod n'eus ket 'met 6 troad :

- Nominativ
- Genitiv
- Akuzativ
- Lokativ
- Illativ
- Komitativ
- Esiv

Heñvel eo furm an esiv (merker: *-n*) en unander hag el liester, da skouer : *mánnán* (evel bugel/evel bugale).

## Raganvioù

Tri niver a zo d'ar raganvioù-gour : unander ; daouder ha liester. En daolenn amañ-dindan emañ ar raganvioù-gour en nominativ hag er genitiv/akuzativ.

| | **brezhoneg** | **nominativ** | **brezhoneg** | **genitiv** |
|---|---|---|---|---|
| Kentañ gour (unander) | **me** | mun | **ma** | mu |
| Eil gour (unander) | **te** | don | **da** | du |
| Trede gour (unander) | **eñ, hi** | son | **e, he** | su |
| Kentañ gour (daouder) | **ni (hon-daou)** | moai | **hol, hon, hor** | munno |
| Eil gour (daouder) | **c'hwi (ho-taou)** | doai | **ho** | dudno |
| Trede gour (daouder) | **int (o-daou)** | soai | **o** | sudno |
| Kentañ gour (liester) | **ni** | mii | **hol, hon, hor** | min |
| Eil gour (liester) | **c'hwi** | dii | **ho** | din |
| Trede gour (liester) | **int** | sii | **o** | sin |

En daolenn da-heul e tispleger ar raganv-gour *eñ/hi* (ne vez ket lakaet kemm etre ar reizhoù) en holl droadoù :

| | **Unander** | **Daouder** | **Liester** |
|---|---|---|---|
| Nominativ | son | soai | sii |
| Genitiv-Akuzativ | su | sudno | sin |
| Lokativ | sus | sudnos | sis |
| Illativ | sutnje | sudnuide | sidjiide |
| Komitativ | suinna | sudnuin | singuin |
| Esiv | sunin | sudnon | sinin |

## Verboù

### Gour

Displeget e vez ar verboù samiek evit tri gour :

- kentañ gour
- eil gour
- trede gour

### Doare

Pevar doare a zo e samieg an Norzh :

- Doare-disklêriañ
- Doare-gourc'hemenn
- Doare-divizout
- Doare-gallout

### Niver

Displeget e vez ar verboù samiek evit tri niver :

- unander
- daouder
- liester

### Amzer

Daou amzer eeun a vez implijet e samieg an Norzh :

- tremenet
- nann-tremenet

ha daou amzer kevrennek :

- amzer-dremenet strizh
- amzer-beurdremenet

### Verb nac'h

Evel ar yezhoù samieg all, ar finneg hag an estoneg en deus samieg an Norzh ur verb nac'h a vez displeget hervez an doare (doare-disklêriañ, doare-gourc'hemenn, doare-divizout ha doare-gallout), ar gour (1añ, 2l ha 3e) hag an niver (unander, daouder ha liester).

```
    Doare-disklêriañ         Doare-gourc'hemenn       Doare-divizout              Doare-gallout
    u .  d.       l.         u.     d.     l.         u.     d.       l.          u.     d.       l.
 1  in   ean      eat      1  -      -       -     1  allon allu     allot     1  aman   amame    amamet
```

| | | | | | | | | | | | | | | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|
| 2 | it | eahppi | ehpet | 2 | ale | alli | allet | 2 | ale | alli | allet | 2 | amat | amade | amadet |
| 3 | ii | eaba | eai | 3 | - | - | - | 3 | allos | alloska | alloset | 3 | amas | amaska | amaset |

Ne vez ket displeget ar verb nac'h-se hervez an amzer.

# Gwelet ivez

- Samieg
- Yezhoù finnek-ougrek

# Liammoù diavaez

- Gerioù samiek an Norzh er Wikeriadur
- Kimberli Mäkäräinen (http://www.uta.fi/~km56049/same/svocab.html) Geriaoueg samieg an Norzh - saozneg
- Geriadur sámi ha diaz-titouroù (http://risten.no)